## CANTIC CLO FUR AR JUBILE.

Var tòn : *Unan eus a zeveriou principal.*

SELAOUIT oll, Christenien, an Instructionou
A zo grèt è Breiz-izel gant calz eus a Dadou,
Approuvet gant an Ilis da rei ar Jubile,
Hac an oll pouvoariou necesser d'an ene.
Ebars er zermon qenta o deus ancourajet
Ar bec'herien d'a renonç d'o buez direglet,
O represanti dezo peguen admirabl è
En andret eur penitant misericord Doue.
Presantet o deus neuze eur voyen ar goella
Da lacat ar bec'herien d'en em gonvertissa ;
Lavaret o deus sonjal en o maro bemde,
Peini so peurvuia banval ous ar vue.
Goude o deus parlantet demeus ar gountponner
A rancot ar bec'herien renta oll d'ar barner :
Ar zonjou, comzou, œuvrou grèt a het ar vue
Vezo poezet er valanç eus a justiç Doue.
C'hoas o deus represantet tourmanchou an ifern ,
Au tan pini a zèvo ar mel èus an esqern ;
Ar flèr, ar yud, an arraç, ar blasfèmou cruel,
Hep relach, hep spanaen, hac hep gallout mervel.
Ouspen eo privet enò an ene maleurus
A velet bac a garet biqen james Jesus :
Ounes eo brassa tourmant a ouffe un ene
Da zoufr ebars en ifern, separet ens Doue.
Davantach o deus comzet an Tadou goude-se,

Demeus ar pec'het marvel, adversour bras Doue,
Peini bars er flamou da viqen punisso
Qement vezo surprenet ennàn gant ar maro.
  Lavaret o deus ive alies d'an oll dud
Lacât evez da gocza er pec'het hal itud;
Dre ma teu da galedi ha da zalla an den,
Ha d'e henill bete'r maro eb james pinijen.
  Comzet o deus gant horrol eus al lubricite,
Peini, e mil fæcon a drec'h var an ene;
Attaqui ra peb seurt tud, hac ebars e peb oad,
Ha gonit a ra'i victor peurvuya ep combat.
  Ar pec'het-mâ a zisplich ar muya da Zoue;
Effaci ra an imac'h eus e zivinite,
Profani ra ar c'horfou, vesseillou precius,
Templou ar Speret-Santel ha memprou da Jesus.
  Dalla a ra an ene evit na velo qet
Ar c'hoflou, ar maleuriou a heulio e bec'het,
Hac ouspen e c'haledi, ma talc'ho mad dezâ
Qeit ha ma vezo lèzet gant Doue er bed-mâ.
  En Aviel eus merqet remejou ar goella
Enep al lubricite, pa deuer d'o fratiqa :
Mar oc'h eus c'hoant da drionfeus an dentation,
Yunit, pedit, ha tec'hit eus eus an ocasion.
  Grêt o deus c'hoas deomp guelet an obligation
Hon eus da garet Doue eus a greis hor c'halon;
Eur guir verq a garantee co miret al lezen :
Demeus ar flouez e iniet petra dal eur vezen.
  Disquezet o deus ive e zomp oll oblijet
Da bardoni a galon d'on oll enemiet,
Da renta servich dezo, da bedi evito,

Hep james o dicria, na drouc comz anezo.
Prouvet o deus d'ar mevier peguement ê dallet
Pa deu da goll e ene, e vadou, e yec'het;
Ar panchant-se peurvia en henill bete mervel,
Hac a brepar en ifern eur zec'het eternel.
Roet o deus da gompren d'an douerien Doue
Ha d'ar blasfêmatourien, pegner bras torfet ê
En em guemer ous Doue, ha dont d'en outraji
Dre valiç pur, gant un teod destinet d'e veuli.
Sellit petra zo qiriec dèc'h da douet Doue,
Rac alies e couezit ebars er pec'het-se:
Laqit bo poan da renonç d'ar homzou dizordren,
Mar be nicun echapet, grit ractal pinijen.
Grêt o deus ive guelet d'an avaricius
Eo un dra indign dezàn, hac ur pec'het euzus
Carout qement ar madou, da verza e ene
Evit un tamic metal a chomo e c'houde.
Ar madou goal guemeret, mar deus nep sort moyen,
A renquer restitui hep dale d'o fer'chen,
Ha repari an henor, mar deus grêt noaz da zen,
Hac ouspen beza tener en andret ar beorien.
Ret ê ober pinijen gratis da bep-unan,
Consideri hon nessa eveldomp hon-unan;
Eul lezen a garante eo al lezen gristen,
Hor Zalver en Aviel ne ro qen gourc'hemen.
Calz a dud a so galvet, eme Sàlver ar bed,
Mes memes er gristenes, neubeut a so choaset,
Abalamour ma zeus calz hac a so pec'herien,
Ha nebeut en em amand hac a ra pinijen.

An den superb, emezo, so cassêt gant Doue.
Mes an den humpl so caret hac excuset en ée ;
An avel hac ar gurun a goez er meneziou ;
Ar gliz hac an abondanç a so en traouyennou.
Ar feiz so un donêzon gant Doue accordet,
Dre beini e credomp ar c'homzou revelet
A bropos deomp da gredi an Ilis catholic,
Ar re ne fel qet credi so siouas heritic.
Ne deo qet aoualc'h credi da gomzou a Zoue,
Ret e deomp ouspen souten ar feiz dre hor bue :
Ar feiz ep an œuvrou mad, so feiz an drouc speret,
Ar feiz gant an œuvrou mad, so feiz ar re zalvet.
Grêt o deus deomp c'hoas entent peguer maleurus ê
Un ene abandonet gant an Otrou-Doue ;
Beva a ra er pec'het, privet eo eus ar c'hraç,
Mervel a rai er pec'het, en ifern vo e blaç.
Difennet o deus ive drouc comz eus an nessa,
Mar en deus defot ebet, goloomp aneza ;
Na varnomp den, rac Doue bon barno hep true,
Mar comzomp var stad re al memes gant guirione.
Goude o deus ordrenet deomp ober pinijen,
Ha comanç en heur bresant epasten an termen,
Ha derc'hel mat d'e ober bete fin hor bue,
Evit doucat hor barner, ha mont ractal d'an ée.
Calz a velcr gouscoude hac a chom da vreina
Er goal acustumancou bete'n heur diveza,
Er gorto d'eur *peccavi*, n'o deus qet meritet:
Crenomp, chenchomp, a vue, gant aon na vemp collet.

Ar boan, eme an Tadou, hac an adversité
A so eur c'hraç precius d'an den digant Doue :
Ah ! na gondaonit biqen ar re so affliet,
Breudeur int oll da Jesus, e vrassa mignonet.
An Aviel a gonsol ar ra afflijetta,
Ar re so var ar guele pell so o languissa,
O deus poaniou a speret, pe otramant collou,
O flaç, mar dint paciant, so merqet en envou.
An hent da venez Tabor so dre venez Calvar;
Ret ê caout lod er groas abars caout lod er gloar;
Souffromp gant joa hor poanniou, offromp-i
da Jesus :
Sulvui a boan a zouffromp, sulvui e zomp eurus.
An Oferen, emezo, a dleer da glêvet
Da zul, da ouel, d'ar peinde memes pa ve gallet,
Gant feiz, ha gant modesti, ha gant devotion,
Evel pa velfac'h Jesus e creis e hassion.
Maroc'h ensc'hoant christenien da enori Doue,
Ha da zouçât e gofer, daoust peguer bras ve,
Da obteni e c'hraçou pe d'e drugarecât,
Liqit ho poan da glêvet an oferen erfât.
Pa viot en oferen, grit meditation
Var garante à Jesus ha var e hassion,
Detestit ho pec'hejou hac oc'h ingrateri,
Goulennit graç na deuot pelloc'h d'e offansi.
Coude o deus expliqet sclêramant an Tadou
Petra a represaute d'an den an Doleunou :
Represanti reont dezâ e vuez var e het,
E varo, pe e justiç, pe o stad direglet.
Un den monden ar guenta dolen a represant

Prîvet eus a c'hraç Doue, ha huguel da Satan :
Tud yaouanc, tud direglet, sellit ervad amâ,
Ha na vezit hirviqen tentet d'e imita.
En eil ema ar potret eus an attrition,
An drede a represant ar guir gontrition :
Justiç Doue a brodu ar galon attristet,
E vadeles a laca ar galon contristet.
Ar bedervet a zisque ur c'hristen appliqet
Da bratica gant ferveur ur binijen galet;
Ar hempet a represant an tri ferson santel
Oc'h ober o zemeuranç en un ene fidel.
Ar c'hnec'hvet a represant ar stad eus un ene,
Pini goude ar fervenr a deu clouar goude ;
Guelet a rêr er seizvet en affeil er pec'het,
Hac ar maro a brepar a zisque an eizvet.
Goude evelep maro o devo eur guele,
Pintet en naovet tolen, rust hac estonus ê;
Eur grill nuarn, glaou ardant hac un tan alumet
Gant Douê, en e goler, a enep ar pec'het.
An decvet so eur potret eus ar fidelite,
Hac eus ar herseveranç cbars e graç Doue;
Imach ar maro santel a so en unecvet,
Melezour ar Barados a so en daouzecvet.
Nep en deus c'hoant da receo ar memea recompanç
A dle, eme an Tadou, regli e goustianç,
Conta hemde gant Doue, aliés covessât,
Detesti e heg'hejou, derc'hel de bropos mad.
Ober a ranco ive ar binijen roet
D'an amzer hac er fêçon ma vezo ordrenet,

Evit disque en dens grêt eur guir gôvession,
Hac en deus digant Doue ohtenet ar pardon.
  Lacât a dle e oll boan da nêtât e galon,
Da ziguemeret Jesus dre ar gommunion;
Medita var ar malbeur êruet da Judas
Goude e gommunion sacrilach he fresas.
  En em den a renq ive eus an occasion,
Pedi Doue resista ous e bec'het mignon;
Mar tec'h, mar ped, ma resist, gant ar c'hraç
    a Jesus,
Mar deo tentet, e vezo bepret victorius.
  Ouspen e tle respeti Sacramant an Auter,
Un bomach a breferanç a dle sur d'or Zalver,
Goude d'ar Verc'hes Vari, an tosta da Jesus,
Ha d'an Æles, ha d'ar Zent, d'e Batron glorius.
  Pazon ar c'hloc'h d'ar sermon, e tle lezel pep tra
Ha sonjal mont da glêvet comzou Doue gant joa;
Sant Augustin a lavar e zeo qer precius
Comzou an Otrou Doue evel corf a Jesus.
  Cetu aze ar substanç eus an oll qentelliou
A so grêt e Breiz-Izel dre c'hinou an Tadou,
D'ar re o deus asistet ebars er Jubile:
Graç deomp oll d'o imprima ebars en hon ene.
  Ar Jubile so eur c'hraç eus ar preciussa,
Presantet abers Doue d'ar bec'herien vrassa,
Da bardoni o fotou, hac er memes amzer
De zoucât o finijen dre induljanç plenier.
  Oll Bretonet ya breudeur het oc'h oll a gredan,
Oc'h ober ho Jubile, ha grêt mat oc'h eus-àn:
M'en defe [illegible]t nicun ar c'hraç-se da dremen,

Me ve meurbet contristet, m'em be calz a anqen.
Ar re o deus bet apel a dle oboissa,
Ha d'an deiz merqet dezo ep manq en em renta,
Hac induljanç ha pardon a receviut gant Doue
Pa vezint cavet dispos da c'hraç ar Jubile.
Nep en deus grêt dre valeur ur gôvession fal
O nac'h e bec'het mignon, erves an ordinal,
A dle mont gant dilijanç da gôves a neve,
Gant aon na deuffe'i marn d'e zurpren er stad-se.
Nep en deus poanyet oher ar Jubile ervat,
A dle meuli hor Zalver hac e drugarecât,
Disfiziout eus e galon ha fiziout en Doue :
An hent d'ar berseveranç eo an humilite.
Bezomp epad hor buez memor er Jubile
Bepret e fonç hor c'halon, graveten hon ene;
Nan, ar blaves mil eiz cant c'hoec'h varnuguent ouspen,
Na vezo ancoanc'hêt biqen gant peb christen.
Me garge gallout amâ henvel ar hastoret
O deus qemeret ar boan da zestum o denved,
Ha d'ho frezervi ive demeus o adversour,
Rac peneverte, assur, e voaint oll bep siconr.
Peb den ha peb tieguez, hac ive peb parres
A dle caout bepret sonch mad demeus o madeles.
Rac-se ta, oll vretonet, pedomp oll hon Autrou
Da zont d'o recompansi demeus o oll œuvrou.

FIN.

E Montroulez, e ti Ledan, e ti [illegible] ru ar Vur.

